Canaanitish Woman



# CANTIC AR GANANEEN.

## AR GANANEEN.

Mar da David, dre excelanç,
Dre c'hraç ho pet ouzòn truez;
Gant eur fé crén va oll esperanç
A laeàn en ho madelez;
Güir eo e zoun ur Gananeen,
Mes quittèt emeus Tyr, Sidon,
Renoncet emeus crenn da Satan
Evit adori Doue güirion.

Va merc'h a zo meurbet afflijet,
Hep caout eur moment a repos;
Possedet eo gant an drouc-speret
P'ini e zourmant deiz ha nos:
Autron, na vezit qet insansibl
Eus e foan zo qer violant;
Rac deoc'h ne zeus netra impossibl,
Pa zoc'h mab d'an Oll-buissant.

Caër oc'h eus sonjal va rebuti,

O tisprizout entènt ouzin,
Me soulajo va mesmerenti,
Eus oc'h heuill hirra ma illin,
Me esper, dre va ferseveranç;
Va feiz, va importunite,
Ho contraign ur vech, hep resistanç,
Da harea va infirmite.

Ebestel santel, me ho suppli
Da hedi ho Meste evidòn.
Ma neus pareet meur a bini,
Ne disprizet qet ac'hanòn;
Nä fel qet dezàe distrei ouzin,
E guein a dro dìn-me souden,
Ha ne glasq nemet ober mez din,
Elec'h soulagi va anqen.

## AN EBESTEL.

Jesus a zisque, dre e zilanç,
Neus netra da accordi deoc'h,
Na ne rit mui dezàn violanç,
Na importunit-àn pelloc'h.
Meritout a rit beza blamet,
Crial er guis-se var e lerc'h :
Lest-én en peoc'h ha paciantet,
Hac it da gonsoli ho merc'h.

## AR GANANEEN.

Re vras e zeo va affliction
Da lararet sur e tefen :

Ne meus na mez na confusion.
Evit crial var boez va fenn.
Ma na accordit din va reqet,
O presanti dezan va c'hlêm,
Me hoc'h heuillo hep manqout camet
Betec percher Jerusalem.

## AN EBESTEL DA ZOUE.

Autron, ar vreg-mâ incomparabl
A gri hac a ouel var ho lerc'h,
O c'houlen gant ur feiz admirabl
Eur c'hraç benac evit e merc'h
Zo tourmantet gant an drouc-speret ;
Delivrit-y, mar plich gueneoc'h,
Ma voezo e famill derolet
En, pas an ifern spont razoc'h.
Seulvui m'e c'hourdrounomp da devel
Ha d'hon lèzel da vont en hent,
Gant aon na denfac'h d'e dileaul,
E cri bueiloc'h eguet qent :
Ho pedi a ra hac ho pressi,
Implich a ra peb seurt moyen
Da zonet erfin d'oc'h angagi
Da gaout truez ouz e anqen.

## DOUE.

Va Zad en deveus va digasset
Trezec ar bobl a Israël,
Pera benac ma zint obstinet ;

Ingrat, infidel ha cruel.
Ne deo qet deuet e boas an amzer
Da entent eus ar bayanet;
Mes tenna fell din eus a zanger
An danvad am boa dianqet.

AR GANANEEN.

Autrou, mezi, p'ini a adoràn
Humpla ma zeo possubl dan,
A nevez flam en ho suppliãn
Da gaout compassion ouzin;
Recour a illit din va buez,
Ha lacat fin d'am oll dourmant :
Va zicourit dre ho trugarez,
Pe me varvo gant nec'hamant.

Da ur sant Mathurin qen ingrat,
Da ur Vadalen debordet,
Da ur vreg clàn gant ar flus goad,
Oc'h eus accordet o reqet;
Remedòu-me, ta, Gananeen,
Ne vezo gueneoc'h refuzet;
Abalamour ma zòn payanez,
Em lest en preis d'an drouc-speret.

DOUE.

Greg, ho merc'h a zouffr ur sort anqen,
En ponition d'e fec'het;
Mes ne leziu qet va judevien
Evit trei ouz ar bayanet.

Da nicun maro na zezirân,
Ne refuzân, den eus va c'hraç,
Mes un dra injust bras e cafea
Rei bara bugale d'ar chass.

## AR GANANEEN.

Autrou, emezi, goir a leret,
Ne veritân pet ho para;
Mes dre ho madelez infinit,
Boit din ar bruzun anezâ,
Pera benac ma zoun payanez,
Plijet ganeoc'h ma testumin
Diudan ho tol, evel ur guiez,
Ar bruzunadon a goivin.
Ne c'houlennân nemet ar bruzun
A goe eus ho tol d'an douar,
Pere na refuzac'h da nicun
Deos oc'h anevalet brutal.
Me fel din en em humilia
D'ho treid, a gorf hac a speret;
Ha ne scuizîn qet d'ho supha,
Qen n'am bezo Let va reqet.

## DOUE.

Greg, ho fe hac ho perseverauç
Ho cri, ho c'huanadou hir,
A deu da drec'hi va resistanç:
Bezet grêt erves ho tezir.
Ca'a mui eguedoc'h-hu e caren

Guelet ar fin eus hoc'h anni;
Mes ur blijadur vras e cavàn
Clèvet tud humbl ouz va fedi.

Gant un ér rust e comzen ouzoc'h,
Evit hoc'h approuv guel a ze,
Petra benac m'am boa sonch ouzoc'h,
Gant truez eus hoc'h adversite.
Evit va gloar hac eu ho profit
Emeus grêt van d'ho refusi,
O tisquez deoc'h ne ell den gounit
Ar victor anez combati.

Ne garàn qet un ene clouar,
A deu prest d'en em relachi,
Han a goe e gourach d'an douar,
Pa zaleañ d'en exauci.
Goulennit, pedit, importunit,
Pa vezoc'h en hoc'h orèzon;
Evel se e cresqo ho merit,
Hac e c'houefet va c'halon.

Calz tud a ziles o fedennou,
Pa fel din exerci o fe,
Ha pa guzàn va sclèrigennou,
Evit ma clasqfont guel a ze;
C'hoant a zisquelo, dre ho ferveur,
Ho fe hac hoc'h humilite,
Ne eller accordi nep faveur
Nemet dre importunite.

It en pooc'h, ha sec'hit ho taelou,
Obtenet oc'h eus ho reqet;
Ho merc'h a voar dija ar c'hêlou :
Yac'h eo a gorf hac a speret.
Ouspen m'am eus roet dei yec'het,
Roet emeus graç deoc'h ho tlou;
Mes tec'hit a doues ar bayanet,
N'adorit mui o doueou.

## AR GANANEEN.

Autrou, ho trugarecât a ràn
Demeus hoc'h oll madelezou,
Oc'h anavezout a zeziràn,
Hsc heuill hoc'h oll gourc'hemennou.
Da deui an ælez eus an ênvou,
Da deui an dud yaouanq ha coz
Da gana hoc'h oll meuleudiou
En douar hac er barados.

Neuze gant e merc'h voa eruet :
Va main, echu va nec'hamant;
Ar yec'het a zo din-me rentet,
Ne meus mui aon deus va zirant;
Chasseet ez eo pet diouzin,
Mes piou eo va liberateur?
A viqen e garet a fel dìn,
Hac e servicha gent ardeur.

Ar guir Vessi, pini zo douet,
Zo; va merc'h, ho madoberour;

Ennes en deveus ho telivret
Deus a c'hrifou hoc'h adversour.
Eur beden aroset gant daelou
A zo agreabl bras dezàn,
Na n'en eus qet a greoc'h armou
Evit triomphi anezàn.

Consacromp hor c'horf hac hon ene
D'ar Roue bras demeus ar bed;
Evit nep poan nac adversite,
Ne scuizomp qet eus e garet.
Ne dransgressomp qet e lezennou,
Bezomp ato fidel d'e c'hraç,
Ma elfomp oll, goude hor poaniou
Er guelet en eê faç-à-faç.

FIN.



A Montroulez, eus a Impr. LÉDAN.

